# GUERZ AR MARO.

*Var an ton ordinal.*

Pont stag'et ouc'h ar bed, c'hui a glasq ho plijadur,
A goif hac a speret, c'hui en em ro d'ho natur:
Ne sonjit qet er fin ur vech eo ret mervel,
Qen na vez fin ho puez, ha prest Doue d'o qervel.

Stag'et en ho caion gant chaden an drouc-speret,
Siouas, ouc'h ho madou, pe gant reze oc'h dallet,
Hac a voug en ho speret ar sounch eus ar maro,
Pebioi so un affer an oecessera so.

Ret eo deomp credi ar pes a velomp aznat,
E ranqomp oll mervel. pe abret, pe divezat,
Pç en hor yaouanqis, pe en oad a gosni,
E ranqimp paea'n tribut d'ar maro pa zui.

Ne ouéomp nac an heur, nac ar plaç. nac ar momant
Ma tui ar Maro criz d'or surpreb en un instant:
Divezat vezo deomp dont neuse da nec'hi,
An amzer dremenet biqen ne zistroi mui.

Spaç a fello neuse d'ar bec'herrien obstinet,
Digares pinijen, da qen ruilla er pec'het,



Mes spaç na vezo qet pelloc'h d'e gontinui;
Na pas memes da ellout ar vuez exerci.

Rac-se bezit fidel, o tont d'en em brepari,
Rac aou ne vec'h cavet en ur stad a zieg'i;
Bez'e credit cetten e tleit beva pell,
Ha martese en nos-mâ, et renqot-bu mervel.

Bez'e credit ive n'ouffac'h qet beza collet,
Dre'n ahec ma qerzit dre an hent darempredet,
Ha marteze fenos ar maro cris ho strinqo
E gouelet punç an Ifern evit dêvi eno.

Ar pes a so certen, et stat ma viot cavet,
Pa zui ar Maro yen d'o d'istroada eus ar bed,
E chomot bitviqen, evurus, mar bec'h mad,
Ha mil guech maleurus mar bezit en goall stad.

Deomp eta a speret er gaeliou da velet
An esqern eus an dud on eus bet anavezet,
Bez'int bet var an douar eveldomp o ruilla,
Allas! ni vezo ganto pa sonchimp nebeuta.

Cals a zent eus an êu a so bet var ar bed-mâ
Pec'herien baour ive evel ar re so bremâ,
Mes pa zint deut da sonjal ne doant qet en ho bro,
Int en em santifiet dre'r sonch eus ar Maro.

Greomp oll evel-to, quitaomp ar pec'het marvel,
Renonçomp c'hoas ive da bep pec'het veniel,
Sonjomp bepret er Maro hae en Eternite,

Hac e vesimp sur ato en gnir doujanç Doue.

O Jesus, va Zalver, me zant eron faziet;
Allas! dallet oun het gant ar bed an drouc-speret;
Hog'en bremâ me hromat, gant bo craç, va Doue,
Da gommanç â fêçon vad hent an Eternite.

Hac en deiz, hac en nos, me a sonjo er Maro,
Evit en em aispos, ma vezin prest d'e receo;
Hac aon ne ven surprenet er stad eus ar pec'het,
Ha neuse nouas collet, deffot heza sonjet.

Renonç a ran d'ar hed ha d'e blijadurezou,
Renonç a ran a gren d'e c'hoall accustumançou,
Adieu eta d'am c'herent, adieu d'am mignonet,
Ret eo sonjal er Maro ha renonç d'ar pec'het.

Adieu plijadurez eus a gorf hac a speret,
D'ar hez on condaonet evit mesur ar prevet:
Nep-tra ne rai va sonch namet ar biaijen,
Hones vezo va fartach, va joa hiviaiqen.



## GUERZ AR VARN.

*Var ton Guerz an Tad Maner.*

Selaouit oll, Christenien, clêvit bian ha bras,
Un avis a beurs Jesus, a eur gonsequnç vras:
Erru ar Varn Generàl, hac an Eternite,
Souden vezo goulennet cont digant oc'h ene.

Rac-se en em breparit, laqit urz en pep-tra,
Rac aon ne vec'h surprenet pa sonjot nebeuto,
Disposit bo testamant, hac ho confession,
Ar glac'har en ho calon, eur barfet contricion.

N'en deus den var an douar a alfe lavaret
An encres hac ar glac'har a vezo dre ar bed
Pa tenqot guitibunan mervel ha qimiada,
Ha monet da veza barnet da draouyen Josapha.

An Antecrist millig'et a zui ebars er bed
Abara meur a vlavezion e vezo gue!et,
Abeurs an ifern memes e vezo digacet,
Maleur da nep er c'hredo, sur e vezint collet.

Dre vertu an drouc speret e vezo transportet,
Evit prezec ul lezen gant Doue condaoner:
Mes doût a rai daou biofet abeurs Salver ar bed,
Nep a beulio o lezen a vezo sovetet.

Estranch e vezo neuse sellet ouc'h ar mor glas,
Pehini en em savo dreist ar meneziou bras:
Al loenet mud er c'hoajou qer terubl a yudo,
Stravillet vezo neuze an hini o c'hlevo.

Crena a rai an douar, ma trobuillo an den
Pa velo ar meneziou o tanna gant anqen;
Ar c'hêriou hac ar c'hestel a vezo discaret;
Ar reyer en em fraillo partout sur dre ar bed.

Sortial a rai neuse ar bupl a yoa cuzet

Er c'havernou en douar gant spont e voant tec'het:
Beza en em rancontrint, mes hep en em barlant,
Evel pa vent alteret, pe collet o sqiant.

An eol a vezo neuse collet e sclerijen,
Al loar goloet a c'hoad hac a devaljen:
Eus ar firmamant neuse e couezo ar stered,
Curun a vezo terrubl dre bévar c'horn ar bed.

Ar perzier eus an énvou a vezo digoret
Evit lança an tan foeltr dre bevar c'horn ar bed:
Truea a vezo neuse eus ar bopl affijet,
Ne ouezint pelloc'h tec'het, oll e vezint devet.

Piou a ouffe explica peg'ement a c'hlac'har,
A vezo neuse siouas partout var an douar:
An oll a renqo mervel, ha prest resuscita,
Evit beza presantet e traouyen Josapha.

Neuse e tui an æles da zon an trompillou,
Evit g'ervel ar c'horfou da sevel eus o beziou,
Eus ar Purgator memes e tui an eneou,
Hac ive eus an Ifern da gaouet ho c'horfou.

Hounes vezo ar glac'har da ur c'horf millig'et,
Pa glêvo gant o ene penos ezeo daonet:
Rebechou bras a vezo entrezo birviqen,
Abalamour d'o maleur, ha siouas d'o anqen.

Deus ganén, corf malenruz, eme'n ene daonee,
Te sa quioc d'am maleur dre da vuez collet:

Deus da glêvet da setanç assamblés ganeme,
Eno vezi assuret oui daonet conls ha me.

Hog'en an ene eurus a'seu gant joaüsdet
Da anonç d'e c'horf santel e vezo sur salvet;
Hones e vezo ar joa hac ar gontantamant,
Da veza mortifiet er bed e pemp sqiant.

Deus ganén, corf benig'et, da veuli an Drindet,
Pebini dre drugares en deus or pardonet:
Deus da glêvet hor Barner o prononç an arret,
Ha goude ni a yêlo d'ar gloar deom preparet.

Sclaouit moues an æles, an trompillou santel
O c'hervel guitibunan ar bopl nniversel:
Da vont dar Varn General oc'h galvet gant an æl,
Eno vezo prononcet setançou eternel.

An amser a drugarez, siouaz so tremenet,
Hac an bini a justiç so brema erruet;
Ne deus mui a alvocat da bedi evit den,
El léc'h ma couez ar vezen e chomo birviqen.

Setu erru ar Barner, ho Salver leun a c'hloar,
Var ur gouaabren gaer e tisqen d'an douar,
E faç qer leun a c'hloar hac eus a vajeatez,
Ma éren memes diraza, ar zent hac en ælez.

Setu erru ar Verc'hes, Mam da Zalver ar bed,
Hac an daouzec abostol, ar sent ha senteset,
Erru int gant Jesus-Christ en ut gompagnunes,

Evit bern ar bec'berien, ganta oll assambles.

Al levr eus hor c'boustianç a vezo digoret,
Pelec'h e vezo guelet qement-tra bon eus gret:
An drouc-speret a grio : Justiç, Barneur fidel,
Ouzon-me ec'h aparchant oll ar re griminel.

Neuse ar Verc'hes Vari ne lavaro netra,
Justiç be Mab adorabl a varoo var bep-tra:
N'en deus mui a alvocat da souten ar pec'heur,
Barnet vezo peb unan gant Justiç ha riguenr.

Setu ar Barneur leal o prononç ar setanç,
Selaouit quitibunan e rei an odiaoç:
Eus an tu deo e tistro, ganr ur zel truezus,
Evit anonç o setanç d'an eucon eurus.

Deut c'hui, pere so caret gant va Zad Eternel,
Da bossedi ar c'hloar a vezo immortel;
Hones a vezo ar joa, mont da veuli Doue,
En compagnunes ar zent, hed un Eternite.

Neuse tristroi ar Barneur oue'h an eneou daonet,
E faç qer leun a gloar, ma vezint srravillet;
It brêma, tud millig'et, d'an ifern gaot Satan,
Epad un eternite, evit lesqi en tan.

Eur gouvenren anflammet neuse o destumo,
An douar a zigoro en instaut dindanno:
Hones vezo ar glac'har, ar c'hri bac an hirvoud,
An strach, an dizesper, setu y en Ifern tout.

Retourn a ra hor Zalver gant e Vam benig'et,
Gant an ebestel santel, ar zent, ar zenrezet,
An feneou everus, an æles anflammet,
Evit meuli da james an Drindet benig'et.

Mar fell dec'h beza neuse en tu deo d'hor Zalver,
Pratiqt ar vertuziou, en dra oc'h eus amzer;
Observit lezen Doue, renoncit d'ar pec'het,
Me bromet gant assuranç e viot ep mar salvet.

FIN.

E MONTROULEZ, eüs a Imprimeri LÉDAN.

